# GWALARN

## KANOU EN DEIZ

gant FANT R. MEAVENN

53

EBREL 1933

# KANOU EN DEIZ

gant FANT R. MEAVENN

E koun eus ar Varzed Japanat
evit Mona, Jorj ha Youennig
pa ouezint lenn.

**Oberou F. R. MEAVENN**

(e gwerz e ti Gwalarn)

IWERZON DISHUAL. SKOL S. ENDA ....... 4 lur

PA C'HOUEZ AVEL WALARN ............... 5 lur

## AR GLAO

Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao.
Kollet em eus va disglavier,
Ha va botou ruz 'zo torret.
O, ne c'hellin ket mont er-maez !

Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao.
Hag e chomin e-barz an ti,
Da blega ha da ziblega
Tammou paper.

Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao.
Harzet 'n deus ar c'hi.
Trist eo ar c'hi.
Me ivez.

Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao
Kousket eo va merc'hodenn,
Kousket mat betek warc'hoaz.

Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao
A-hed an deiz, a-hed an noz.
Koueza, koueza' ra, koueza' ra ar glao,
Koueza' ra ar glao.

## AL LOAR

Al loar a zeu er-maez
Eus ar goumoulenn,
Melen evel eur bolez,
Al loar.

Deuet eo eur goumoulenn,
Du, du, du holl.
Du evel lagad an diaoul,
Ar goumoulenn.

Hag al loar velen,
Dindan ar goumoulenn,
A zo du, du, du holl,
Evel lagad an diaoul.

Met deuet eo er-maez
Eus ar goumoulenn,
Melen evel eur bolez,
Al loar.



## AR STEREDENNIG

Ganet eo dec'h
Ar steredennig.
E divrec'h he mamm,
Kousk a ra,
He goulou
War enaou
Ganti.

He mamm 'zo aet kuit.
Ar steredennig,
Hec'h unan bremañ,
Leñva ' ra,
He goulou
War enaou
Ganti.

Ha pa zeu ar vamm,
Ar steredennig
N'emañ ket er gêr.
Kouezet eo,
E-barz ar mor glas,
En eur leñva,
He goulou
War enaou
Ganti.

Beuzet da viken,
Ar steredennig,
Pedit eviti.

## AR STEREDENN SPLANN

Ar steredenn splann en oabl,
Pelec'h e tiskenn ha perak ?

War ar menez moug,
D'al lenn dïanav,
Bihan ha boull.

Ar steredenn splann, sec'hedus,
A ziskenn da eva dour.



## AR YARIG

War lein an doenn,
Ar yarig
Ar yarig a ouel,
'Vel eur yarig tost da vervel.

— Perak, yarig sod
Perak e ouelez ?

— Hegaset oun
Setu perak e ouelan

— Perak mont, yarig
Da gounnar e-giz-se ?

— Perak, n'ouzon ket ;
Met kounnaret oun !

## DEMAT

Demat, Itron Gwennili !
Demat !
Gout a rez, dek vloaz 'm eus bremañ,
Ha va c'hoar dimezet
'Zo aet kuit.
Va mamm ha va zad
'Zo mat an traou ganto —
Ha te ?
Pet bugel ac'h eus bremañ ?
Ha da bried ?
D'it-te a zo deuet d'az neizig en-dro ?
Demat Itron Gwennili
Demat !



## AN ERC'H

Setu ma kouez
An erc'h,
An erc'h gwenn,
Du-hont war ar menez
Amañ war ar c'hoad.

Setu ma pign
An erc'h,
An erc'h gwenn,
Du-hont war an ti soul
Amañ war an ti koad.

Setu ma vleugn
An erc'h,
An erc'h gwenn,
Bleunienn diniver,
Bleunienn doueel,
Du-hont war ar gwez pin,
Amañ war an avalenned.

## AN DELIENN VARO

Delienn varo, delienn varo,
N'hoc'h eus ket riou war ar skourn ?

Tomm eo va dourn.
Me ho kemero,
Delienn varo.

Pa vo deuet en-dro
An nevez-amzer,
Me ho lakaio
Da nijal en aer.

Hag ac'han di,
Tomm eo an ti
'Vidoc'h, delienn varo.



## AR VRAN

Perak e c'harm ar vran
Ar vran war ar menez ?

Seiz branig he deus.
Seiz branig muia karet.

— Koant int, koant ha koant mil gwech !
Ar vran a c'harm.
— Ha me' gar anezo ha me' gar anezo !
Ar vran a c'harm.

Seiz branig fur-kaer,
Seiz branig du-pod,
Seiz branig a ouel,
Seiz branig a c'hoarz.

Kit d'an neiz,
War ar menez,

Divalo int, na divalo !
Ken divalo m' hoc'h eus aon
Razo.

— Koant int, koant ha koant mil gwech !
Ar vran a c'harm.
— Ha me' gar anezo ha me' gar anezo !
Ar vran a c'harm.

## HUNVRE AR GOLVAN HA VA HINI

War skourr bihan eun irinenn,
War skourr bihan eun irinenn,
Ar golvan,
En deus huñvreet e oa deuet an noz.
An erc'h a goueze,
Ha war ar menez, war an draonienn,
Ne oa nemet erc'h
O koueza,
Didrouz, didrouz.

War skourr bihan eun irinenn,
War skourr bihan eun irinenn,
Ar golvan,
En deus huñvreet e oa deuet an heol,
An irinenn a vleunie,
Ha war ar menez, war an draonienn,
Ne oa nemet bleun
O nijal,
Didrouz, didrouz.

Em gwele bihan,
Em gwele bihan,
Me, ar paotr bihan,
Am eus huñvreet ez oan bet gwall-zrouk,
Hag am boa lazet
Eur paour kaez golvan.



## AN HINI KOZ HAG AN HINI GOZ

E-barz an ti soul,
A-dreñv d'an nor o chourika,
An hini koz a vev
Gant an hini goz.

An hini koz a ya d'ar c'hoad
'Vit trouc'ha skourrou.
An hini goz a ya d'ar stêr,
'Vit gwalc'hi he zraou.

Pa zeu an hini koz d'ar gêr,
Poka' ra d'an hini goz,
Hag an hini goz a vousc'hoarz.

War an tan, ar yod,
Er-maez, an avel,
Hag an eürusted,
E-barz an ti soul.

## DAOULAGAD VA MAMM

Pa sellan a-wechou ouz daoulagad va mamm,
Eul lenn voull eo a welan.

War he zro, gwez pin a bign war-du an oabl,
E-kreiz an douriou sklaer,
Eun enezenn deñval a zo.

Ma c'hellfen gant eur vag,
Mont d'an enezenn !

E sol an douriou sioul,
Pe besk iskis a ya da neui ?
War lein ar gwez en-dro d'al lenn,
Pe labous marzus
A ya da gana ?

Dioustu pa sellan ouz he daoulagad,
Me' wel eul lenn,
Eul lenn voull...



## AN TAN

Goullo an ti,
Goullo ar gambr
An tan-se hepken' barz an oaled.
Flamminou a goroll war ar c'hoad,
Eul linenn voged a bign,
Moan ha glas.

Sioul an ti,
Sioul ar gambr,
An tan-se hepken' barz an oaled.
Flamminou a lamm,
Kanenn ar sapr,
Hag ar sioulded.

Teñval an ti,
Teñval ar gambr,
An tan-se hepken' barz an oaled.
Goulou melen ar flamminou,
Goulou ruz al ludu,
Hag ar skeud.

Yen an ti,
Yen ar gambr,
An tan-se hepken' barz an oaled.
Tommder an tan.

Beza eun tan,
Endevout eur ganenn sioul,
Eur goulou tomm,
Ha mervel goustad e-kreiz va ludu.

## AN ANKOU

Perak o deus lakaet eur stumm spontus warnout ?
N'out ket divalo,
N'out ket doanius,
Dianav hepken.

Eun nor out
A zigor,
Ar vro gevrinus a vo hon hini.

Ma rankfen mervel a-benn eur bloaz
Ar bloaz-se' vefe va bloaz kaera,

Betek an devez
Diweza,
Goustad, goustadik,
Me a vevfe
'N eur sellout ouz pep tra,
'N eur garout pep den.

Mervel,
Petra eo se ?
N'ouzon ket,
Ha dare oun da vont kuit.



## TI AR VALAFENN

Emañ ti ar valafenn,
E skeud eur c'heotenn.
Gant eun doenn c'hlas,
Hag eur voger c'hlas.

Hep teurel evez
Ouz al loar a sell,
Ar valafenn ruz
A gousk,
        Hep digeri
                Ar prenestr.

Ouz ar prenestr kloz
'Sell al loar.
Krena' ra
Ar voger c'hlas.
Ar valafenn ruz.
Dihunet,
Aonet,
A zigor e vil lagad.

N'eo netra.
Kammed skañv an avel noz,
Marteze.

Hag adarre,
Ar valafenn a gousk
        Hep digeri
                Ar prenestr.

## D'AN HINI KARETA

I

Ne glevan mui
Ar c'hloc'hig a gane pa errues,
Ha da c'hoarz war da zent gwenn,
Ha da gomzou rouez.

O ! n'out ket aet kuit
Da viken ?

Ne ran nemet gortoz
Bremañ,
Gortoz, gortoz, gortoz.

Pa zeui en-dro,
An ti a vo tomm,
An te war an tan.
Ha me evidout
Evel gwechall.

O ! Dont a ri ?



II

Lavaret ec'h eus eun deiz,
— Goap a rez ouz pep tra.
N'eo ket mat !

Ha me, feuket,
Me m'eus graet goap ouzit,
Dioustu,
'N eur lavarout d'it
E oas 'giz eur beleg
A vro Leon,
Lorc'hus ha diblijus.

Hag abaoe,
— Evidout eo, met ne welez ket, —
A-wechou,
Arnodi a ran da gompren an dud.

— Diot int,
Abaoe m'out aet kuit,
Te.

III

Lorc'hus oun, diegus, didruez ha me' oar
N'em eus ' met eun dra,
Eun dra kuz ha kuñv,
Evel eul laouenan klouar
Ennoun,
Evel eur c'honiflig gwenn
E-kreiz ar c'holo.
Va c'harantez eo.

Pa labouran e chom ganin,
Pa gouskan e huñvre ganin,
Va c'harantez,
Dianav d'ar re all,
Va c'harantez karet.



IV

Edomp hon-unan,
E-kreiz ar safar.

Sellet ec'h eus ouzin
Ha me, ouz ar skramm.

Sellet ec'h eus ouzin,
Hiroc'h,
Ha me a selle ouz ar skramm.

Sellet ec'h eus ouzin
Ha sellet em eus ouz da zaoulagad.

Leun e oant,
Gwer, aour ha gell,
Gant ar garantez.

Edomp hon-unan,
E-kreiz ar safar,

Poket ec'h eus d'in.

V

Ma ne zeuez ket,
En-dro d'in,
Ne din ket da glask
Va c'halon gollet.

Gortoz a rin,
Ma vo digoret,
Dor du an Ankou.

Ha neuze,
Marteze e vi
En adreñv ?

# PENAOS EMAN AR BED GANT AN IWERZONEG ?

gant F. R. Meavenn

# PENAOS EMAÑ AR BED GANT AN IWERZONEG ?

I. — MENO AN DUD.

Daoust d'ar pez a greder start e Breiz, ma 'z eo aes kavout tud veur, gwrezus ha kalonek en Iwerzon, aesoc'h eo kavout tud diouiziek, diegus, diboell, digalon. E gwirionez, Iwerzon he deus bet mibien eleiz evit en em ganna ha mervel abalamour d'ezi, Tone hag Emmet, ha Padraig Pearse, ha re all. Mat o deus graet ha roet da Iwerzon an dishualded dre o maro. Ar gudenn eo bremañ beva evit rei d'ezi eur vuhez iwerzonek, dre an iwerzoneg.

Bez' ez eus tud a labour en Iwerzon : re ar strollad gouezelek, re « An Fainne » da skouer, — evit adsevel eur vuhez iwerzonek. Ne dint ket niverus, avat. Ne dint ket pinvidik. Enebourien o deus, muioc'h a enebourien eget na c'heller soñjal. Evit se, ne gerzont nemet goustadik, goustadik.

Hag ar re all ?

Aes eo ober eun daolenn eus ar re all.

Da genta, bez' ez eus an dud o deus trawalc'h da ober evit gallout soñjal e traou a gav d'ezo beza dibouez, an dud na ouzont ket mat ha bez' o devo bara da zebri warc'hoaz, hep komz eus an amann. Kit da welout darnou eus kêr Dublin, pe ne vern pe gêriadenn er vro. Kit da gomz ouz an dud a vev aze. Ne c'heller ket beza souezet o welout ne reont nemet « foute ker » eus an iwerzoneg. Ar c'hontrol eo a vefe souezus.



Goude se, e kaver an den a lavar : « Me 'zo eun Iwerzonad ! », pe « Me 'zo eun Iwerzonadez ! », ha stad ennañ, pe enni, en eur lavarout kement-se. Eur seurt den eo a laka melchon war e borpant d'ar 17vet eus pep miz meurz, hag en deus eun tamm doujañs evit De Valera. Ar boaz en deus da brena traou graet en Iwerzon, pa 'z int marc'hadmatoc'h eget ar re graet e Bro-Saoz. « Va mantell a zo bet graet e Donegal ! » Eun doare noblañs a zo gant eur vantell graet e Donegal, ret eo d'in lavarout d'eoc'h. Hogen an iwerzoneg ! Ne gompren ger ebet, marteze « Trugarez » koulskoude. Ne c'hell ket deski an iwerzoneg. Re goz eo, pe re a labour en deus. Re ziaes eo ar yez-se. Ne deus netra dudius da lenn en iwerzoneg a-hendall, en deus lavaret d'ezañ mab e genderv, a zo o studia e Skol-Veur Dublin. Ne c'hell ket deski an iwerzoneg.

An den-se a zo koz a-walc'h. Hogen. bez' ez eus tud eveltañ n'o deus ket gwelet 25 nevez-amzer, — evit komz en eun doare romantel. N'eo ket ret, avat, gwelout 25 nevez-amzer evit beza diegus.

Bremañ, eur rummad all : ar Saozon, gant anoiou iwerzonek warno. Merc'hed e-leiz a zo e-barz ar rummad-mañ.

A-wechou, an dud-mañ o deus desket an iwerzoneg. Ar re yaouank. Ret eo d'ezo gouzout o yez evit kavout labour dindan ar gouarnamant. Peurliesa, n'o deus iwerzoneg ebet. Ne gredfent morse komz iwerzoneg, ne vern penaos. Re ziaes eo, hag eur yez evelse, yez an dud paour, yez an dud diouiziek, e-pad kement a gantvedou, n'eo ket eur yez evito. Ar saozneg, ya ! Lenn a reont ar c'helaouennou hag ar c'hazetennou eus Londrez. Eur gudenn ez eo bet

evidoun bepred meiza penaos tud a gav d'ezo ez int katoliked eus ar gwella, eus ar fura, eus ar glana, — a lenn, ha ne lennont nemet, — kelaouennou ha kazetennou a zo dizoue, evit an darn vuia anezo, pe hugunot-krenn, evel « John o' London's Weekly ». Met saoznek ez int. A-walc'h eo, neketa ?

An dud-se a zo pinvidik a-walc'h. Lorc'h a zo enno pa soñjont emaint e-barz an Impalaeriez veur a Vro-Saoz. Lorc'h a zo enno pa soñjont en o « Shakespeare » d'ezo, ar pez a c'hoarvez a-wechou. Kounnar a zo enno, eur gounnar wenn a-walc'h koulskoude, pa soñjont ez eo ret d'ar vugale deski an iwerzoneg er skol bremañ. Paour kaez bugale ! Evel just, ne vern ket, ma 'z int evel ezen war an dachenn-se, ken diaes ! Pep tra a zo tremenet dre Vor Iwerzon a zo mat ha reiz ha dreist. Ar c'hoariou, da skouer, ar « golf » dreist-holl. Pep hini etouez ar merc'hed a zo e karantez gant « The Prince of Wales » ha marteze « The Duke of York ».

Tud dizudi. Tud n'int ket saoz-krenn, — eur skiltrmouez d'ezo o deus, hag eur seurt spered « provincial », — hag o deus kollet pep tra iwerzonek a oa enno, nemet o anoiou. An dud niverusa en Iwerzon, betek amañ. Diaes e vefe kemma anezo, dic'hallus zoken. N'eus nemet gortoz karrigell an Ankou, — gant ar goanag digristen en deus an Ankou prenet eur c'harr-dre-dan, nevez-flamm, kreñv ha buan, evit dougen o eneou, — m'o deus eneou ! — en tu all d'ar mor bras.

Eur rummad all a zo c'hoaz, — hep komz eus ar Gaeltacht (distagit : Geltac'ht).

Tud a zo ennañ o deus deskadurez hag a zo gouest da brederia.



Eun nebeut anezo a lavar :

— Da betra e talv ar boan, lavarit d'in ! An iwerzoneg a zo tost da vervel. Maro eo dija ! Ne dalv ket ar boan ! Ne dalv ket ar boan !

Tud aonik ha digalon. Tud da lakaat goustadik e-barz ar mor, eun noz diloar, evit gwelout ha nerz a-walc'h o devo evit arnodi en em savetei.

Tud a zo evel-se war bep tachenn eus ar vuhez. An doare da barea anezo ne gemm ket gant an dachenn.

Tud all er rummad a lavar :

— An iwerzoneg ! n'eo ket eur yez kenwerzel !

D'ezo da studia penaos e teu amann kouerien an Danmark da veza an hini gwella en Europa, ha perak o deus an Norvegiz gwerzet kement a sardined er bloaveziou diweza. Hag ez eo ar saozneg pe an alamaneg pe ne vern peseurt yez « kenwerzel » o yez ?

Echuet eo ar c'helc'h, d'am meno, gant ar re-a-labour ha gant ar Gaeltacht.

## II. — AR « GAELTACHT ».

N'eus nemet sellout ouz ar gartenn evit gwelout pegen bihan eo ar « Gaeltacht », — pe an Iwerzon iwerzonat, — keñveriet ouz an enezenn a-bez.

Er bloaz 1925, hervez eur studiadenn embannet gant « The Gaeltacht Commission » e 1926, — an hini diweza eo, — bez' e oa eno 164.774 den, da genta, ha muioc'h eget 80 % anezo o doa an iwerzoneg evit o mammyez. D'an eil, bez' e oa 294.890 den, hag etre 25 % ha 79 % anezo a oa an iwerzoneg o mammyez, hervez an darnou.

Hizio, gwirheñvel eo ez eus nebeutoc'h a « native speakers » (piou a raio d'imp eur ger a dalvo kement ha « native speaker » ? N'em eus ket a-walc'h a zeskadurez).

A-hend-all, pep unan er « Gaeltacht », nemet ar re gosa hag ar re yaouanka, a oar ar saozneg. Buhezek eo c'hoaz ar gredenn ez eo ar saozneg yez an dud pinvidik hag a zoare. Arabat d'eoc'h garmi ez eo mantrus. Aes eo da veiza. Klevit.

Ne c'hell ket bugale ar « Gaeltacht » mont d'ar skoliou-etre. Re baour eo o c'herent, an darn vuia anezo, evit o c'has d'eur skol-etre pell diouz ar gêr, ha n'eus ket a skoliou-etre e-kichen. Neuze, n'o deus nemet ar skoliou bihan. Neuze, ne c'hellont ket beza desket. Ar pez a zoug ar froueziou-mañ :

Da genta, int a c'hellfe, gant eur c'helennerez reiz, komz ha skriva eun iwerzoneg beo ; int a c'hellfe beza gouest da adsevel eur sevenidigez. Kollet ez int.

D'an eil, — hep deskadurez, — ne dint ket evit kavout implijou a bouez. Evel hon tud eus Breiz-Izel, e teuont da veza mevelien an darn vuia anezo, pa chomont en Iwerzon. Hogen, mont a reont kuit d'ar Stadou Unanet, pa c'hellont. N'eo ket aes bremañ. Met betek arlene, eur boaz e oa gant ar baotred yaouank mont da vro Alba e-pad eur bloaz pe zaou, evit gounit arc'hant o beaj, ha neuze, war ar Mor Atlantel betek Amerika. Ar « Gaeltacht » en deus kollet mil ha mil den evel-se.

Ret eo hen lavarout. Dilezet ez eo bet ar « Gaeltacht » gant Gouarnamant ar Stad Dishual. Dispignet e vez kalz arc'hant, gant frouez peurliesa, evit embann levriou hag evit kroui eur vuhez iwerzonek en darn saoz eus ar vro. N'eo ket fall, evel just. Eun tamm



« diwarzournden » nemetken. Ober a reont evel tud a gleuz puñsou p'o deus feunteuniou e-kichen. Aesoc'h ha frouezusoc'h e vefe d'ezo arnodi brasaat ha kreñvaat ar feunteuniou. Hogen, marteze, karout a reont koll o foan hag o arc'hant.

N'eo ket va meno a roan amañ, daoust d'ezañ da veza poellek ha fur. N'em eus meno ebet d'in-me a-zivout ar « Gaeltacht », peogwir n'em eus ket gwelet anezi (« Gaeltacht » a zo gwregel en iwerzoneg, evel pep ano a echu gant « acht »). Meno ar « Gaeltacht Commission » eo.

Setu ar pez a lavare an dud ouiziek-se, en o Ali 68 (Report — 1926) :

« Evit kemma ar stad-se, ret e vefe kroui skoliou-etre er « Gaeltacht », iwerzonek hepken, gant ar saozneg kelennet evel eur yez estren. »

Goude se e roent anoiou 25 lec'h ma c'hellfed kroui ar skoliou enno.

N'eo nemet eun ali, betek amañ, hag ar « Gaeltacht » a ya war vihanaat, daoust ma 'z eus youl vat e-leiz e tud a zo.

## III. — AR SKOLIOU.

Ret eo da bep skol kelenn an iwerzoneg. Ar reolennou n'int ket re striz, avat, rak ar gelennerien barrek a vank betek amañ, hag a vanko e-pad meur a vloavez, gwirheñvel eo. Koulskoude, evit an darn vuia, kelennet e vez an iwerzoneg evel eur yez all, ha zoken, kelennet e vez traou a zo, — evel an douaroniez, — dre an iwerzoneg.

Hogen, peseurt spered o deus ar skoliou ? Eno emañ an dalc'h.

Bez' ez eus skoliou-etre amañ (ar re bouezusa eo ar skoliou-etre en Iwerzon) a zo c'hoaz saoz-krenn o spered. An iwerzoneg ? Ya, evel just. Ret eo, evel deski an niveroniez. Eur spered broadel ? Kit d'e glask e lec'h all.

Eur skol-etre all, a anavezan. Eur skouer eus eun niver bras a-walc'h a skoliou-etre e-barz ar vro, war a lavarer :

Ar gelennourien a zo saoz, nemet pemp pe c'houec'h anezo, a oar hag a gar an iwerzoneg e gwirionez. Zoken ar re saoz n'int ket a-enep d'an traou iwerzonat. Hogen, da genta, ar gelennerien war an iwerzoneg ne ouzont ket mat ar yez. N'int ket barrek da gomz aes ha buan. Lenn, ya, skriva ivez, — hag ar yezadur, ar yezadur santel ! Pa welan ar re yaouank, yaouank, — etre 6 ha 10 vloaz, — oc'h esa skriva troiou eun ano bennak, pa n'emaint ket gouest da veiza ster an troiou o-unan ! Hogen kit da lavarout kement-se ! ha pegen diot eo deraoui studiadenn eur yez gant ar yezadur, hag e ouezot petra eo beza kemeret evit eun den sot !

A-hend-all, youl vat o deus.

N'ouzon ket, avat, da betra e talv ar youl vat pa n'eus nemeti en eun den ?

Ar vugale bremañ.

Ne garont ket an iwerzoneg. Diaes eo. War-dro dek gwech bep sizun abaoe m'emaoun amañ e vez goulennet ouzin :

— Penaos e rit evit karout an iwerzoneg ? Kasaat a ran ar yez spontus-se !

Bez' ez eus ebestel vihan koulskoude a lavar a-greiz-holl eur wech an amzer, hag en iwerzoneg :

— Komzomp en iwerzoneg !



Ar re a gomz en iwerzoneg d'ar vugale all ha d'ar gelennerien o deus notennou evit kement-se, pa 'z eus a-walc'h a destenierien.

Komz a reont en iwerzoneg e-pad eur c'hard-eur d'ar muia. Diaes eo.

Setu ar gudenn vrasa, — daoust ma 'z eus unan all.

Ar vugale a zo hervez o c'herent. Hag ar gerent a zo eus rummad ar Saozon gant anoiou iwerzonek, an darn vuia anezo.

Setu perak e c'heller skriva e pep korn eus ar skol ha war bep moger : « Bez' e vo priziou evit ar vugale a gomzo en iwerzoneg. »

Difrouez.

Ret gortoz. Ret lezel an amzer da labourat.

Eun dra dudiusoc'h eo skoliou iwerzonek Dublin.

Abaoe 1917, bez' e oa eur skol-etre, « Sgoil Brighde », iwerzonek-krenn, a zeuas da veza eur skol-vihan, skoazellet gant ar gouarnamant, e miz gwengolo 1926, 55, Pembroke Road, ha 19, Earlsfort Terrace, abaoe miz gwengolo 1927. Eur skol-vihan all a voe krouet d'an hevelep poent. E 1928 (gouere), eur skol evit ar baotredigou a voe digoret : an hini genta « broadel » (National Primary School) a voe iwerzonek-krenn. E 1930 (here), eur skol evit ar vugale vihan (Infant School) a voe digoret en hevelep lec'h (Marlborough Street).

Yez ar c'henteliou, yez ar c'homzadennou, yez ar c'hoariou eo an iwerzoneg e-barz ar skoliou-se. Berz mat o deus graet, dreist-holl peogwir kerent ar vugale a ya d'ar skoliou-se a zo evit an iwerzoneg, ha n'o deus nemet karantez evit pep tra iwerzonat.

Ar saozneg a vez kelennet e-barz ar skoliou-se, evel eur yez estren. Int eo ar skoliou iwerzonek, ar

skoliou iwerzonek gwir. Int a dle beza ar skoueriou.

Spi am eus e vezint, eun deiz.

Bremañ, bez' ez eus skolajou er « Gaeltacht », eun nebeut hepken, iwerzonek-krenn ivez, hag en eur aergelc'h iwerzonek. Unan, an hini gwella, eo skolaj « An Rinn », e Dungarvan (kreisteiz Iwerzon). Unan all, « Rann na Feirsde » e Donegal (hanternoz Iwerzon). « An Rinn » a zo evit ar vugale eus 7 betek 12 vloaz, pe war-dro. Eur blijadur eo gwelout pegen aes e teu an iwerzoneg ganto a-benn nao miz.

Ar skolajou-se a zo, evit an darn vuia, skolajou-hañv ivez, — ar skolajou-hañv-se, o deus graet kement a labour abaoe 1907 ! Piou a oar ha bez' e vefe bet eun Dispac'h e 1916 hepdo, hep ar pez a oant betek neuze : kreizennou a vennadou meur hag a galonegez ?

Eur seurt kemm a zo deuet warno, avat, gant ar studierien a zeuas daveto, pa voe ret gouzout an iwerzoneg evit kaout labour. Ar Saozon, pe an dud saosaet (n'eo ket reiz evit an dud eus Bro-Saoz, a zo mat a-walc'h p'emaint e Bro-Saoz) n'o doa doujañs ebet evit ar gouerien baour, ha lous, ha me 'oar. Ar gouerien n'o deus ket kalz a garantez evit ar skolajou-hañv abaoe !

Hogen, eul labour bras a zo dirazo c'hoaz : rei eur vuhez da iwerzoneg an dud o deus hen desket e darn saoz Iwerzon.

Ar Skoliou-Meur bremañ. Bez' ez eus teir er Stad Dishual : Dublin, Cork ha Galway (Baile Atha Cliath, Corcaigh ha Gaillimh). Hini Gaillimh a zo iwerzonek, ken iwerzonek hag e c'hall beza eur skol-veur, — eno eur spered broadel mat ha birvidik. Hogen, eur vrud fall-kenañ he deus ar skol-veur da veza eur skol na



zesker netra enni. Betek gwelout. Ar vrud a zo ganti, avat.

Evit Dublin ha Cork, ne dint nemet skoliou-meur saoznek. Setu. Da lavarout eo, kemerit ne vern pe skol-veur e Bro-Saoz. Heñvel e vo outo. Tud yaouank kalonek a zo oc'h arnodi iwerzonekaat o c'heneiled-studi. Chañs vat d'ezo !

Bremañ, penaos e reer ar gelennerien ?

Bez' ez eus daou du :

1) Skolajou broadel, perc'hennet gant ar Stad, seiz pe eiz anezo, er Gaeltacht, pep unan evit war-dro kant studier. Ar studiou a gemer pevar bloaz. Ar saozneg a vez kelennet evel eur yez estren. Ret d'ar studierien beza gouest-meurbet da gomz en iwerzoneg. Skoliou-etre ez int. Goude pevar bloaz, ar studierien a ya da skolajou all, ma vo kelennet d'ezo penaos kelenn ar vugale.

2) Eun tu all, « The Pupil Teacher System », evit rei arc'hant ha skoazell d'ar re yaouank a anavez mat-kenañ an iwerzoneg, evit ma c'hellint mont d'ar skolajou a skolaerien ha beza skolaerien o-unan.

Amañ ivez, ret gortoz. Ret lezel an amzer da labourat.

## IV. — « AN FAINNE ».

Anavezout a reer « An Fainne » e Breiz. Da lavarout eo, ar strollad hon eus graet dioutañ en hor « Simbol ». Krouet ez eo bet e miz genver 1915 evit lakaat an iwerzoneg da veza komzet. Setu perak an arnodenn n'eo nemet eun arnodenn dre c'henou. Ar varnerien hag an testeniad a gomz a-gevret e-pad eur

pennad amzer, a-wechou eun eurvez ! — war bep tachenn a blij d'ezo dibab (d'ar varnerien, evel just). An arouezenn, eur bizaoued aour evit an dud o deus muioc'h eget 18 vloaz, unan arc'hant evit ar re etre 10 ha 18 vloaz, a vez roet d'an testeniad tri miz d'an nebeuta goude m'en deus graet perz mat en e arnodenn. Bez' ez eus war-dro 1.200 den e-barz ar strollad bremañ. Bep bloaz e teu war-dro 800 ezel nevez e-barz, — a-wechou dre wir garantez-vro, a-wechou ha peurliesa evit gallout lavarout d'an den en deus labour da rei hag a c'houlenn :

— Ha gouzout a rit an iwerzoneg ?

— Sellit ouz va « Fainne » !

Rener « An Fainne » eo Earnan de Siunta, pe E.E. Joynt, en deus skrivet « Brève Histoire d'Irlande » evit « Breiz Atao », hag a vez doujet ha karet gant pep den en Iwerzon. Ha n'eo ket souezus. Ar Vreiziz a anavez anezañ a veizo perak.

## V. — « CONNRADH NA GAEDHILGE ».

« An Fainne » n'eo nemet eur bugel eus eur strollad a reer anezañ « Connradh na Gaedhilge », ar Strollad Gouezelek, — Strollad ar Gouezeleg, kentoc'h. Krouet eo bet e 1893, ha pep unan a anavez peseurt labour en deus graet evit an iwerzoneg.

Hizio, steredenn ar Strollad n'eo mui ken splann hag e oa. Tud e-leiz, goude ar Stad Dishual, a zo aet da gousket. Dishual e oant. Ne oa mui ezomm da labourat. Gwanaet dre se, ar Strollad a zo beo c'hoaz evit klevout e pep korn tud o lavarout ne dlefe ket ober an dra-mañ-dra, hogen an dra-se hag an dra-hont. A-hend-all, ne oa ket ar Strollad harpet mat



gant ar Gouarnamant, — na dre an arc'hant, na dre ar spered. Fiziañs en deus bremañ en Eamon de Valera evit adlakaat eur c'hiz iwerzonek en Iwerzon.

War va meno, eun tammig diegus ez eo ar Strollad Gouezelek. Ha n'eo ket ledan-ledan spered an dud a zo ennañ. Aes eo lavarout se. Tevel a ran pa c'houlenner va meno, avat, rak aes e vefe d'ezo ivez lavarout :

— Gwir eo. N'omp ket dinamm. Lavarit d'imp penaos ober. Petra a vez graet e Breiz ?

Mez am befe da respont hon eus c'hoant da ober traou dibar e Breiz, hogen gant an traou a dle beza graet, an traou na c'hellont ket chom hep beza graet, hag ar bara da veza gounezet, an traou dibar hon eus c'hoant da ober ne vezont ket graet.

Betek amañ.

## VI. — AL LENNEGEZ, — HAG AR C'HELAOUEREZ.

Ar bed a oar pegen talvoudus eo lennegez koz Iwerzon. Ar bed a oar se dreist-holl abalamour ma 'z eus Alamaned war an douar, — daoust d'al labour graet gant Douglas Hyde, Peadar O Laoghaire, Eoin Mac Neill, hag eun nebeut tud all. Hogen al lennegez koz-se, ne c'hellan ket he studia e diou pe deir bajenn, ha n'eo ket se an iwerzoneg a vremañ (Den ebet ne c'hell lavarout kontrol eur wirionez ken splann).

Petra 'z eus el lennegez iwerzonek a vremañ, — da lavarout eo, oberiou an dud ganet en 19-vet hag en 20-vet kantved ?

Da genta, eun ali. Arabat lavarout, gant eun donjañs vras ha komzou evel « pegen iwerzonek eo ! » — ez

eo Yeats pe George Russell pe Liam O'Flaherty oberourien iwerzonek, « al lennegez iwerzonek ». N'int ket. M'en defe John M. Synge skrivet en iwerzoneg, eun oberour iwerzonek a vefe anezañ. N'en deus ket, n'eo ket. Eur saozneger dibar, o ! ya ! An hevelep tra evit Russell, Yeats, Stephens, George Moore, hag hizio Liam O'Flaherty ha Peadar O'Donnell ha Frank O'Connor, daoust ma 'z eus eun aergelc'h iwerzonek e pep hini eus o romantou, kouls lavarout. Eun druez vras eo evit Liam O'Flaherty dreist-holl, dre ma oar an iwerzoneg. E vammyez eo, o veza m'eo ganet en enezenn Aran.

Neuze, al lennegez iwerzonek wir a vremañ.

Amañ, e lavarin petra a soñjan goude beza lennet pep levr embannet, kouls lavarout. Eur boelladenn enoeüs ha spontus eo lenn an darn vrasa anezo, nemet, war va meno: levriou Peadar O'Laoghaire ha dreist-holl an danevellou koz adskrivet en iwerzoneg a vremañ, — re Padraig Pearse, dreist-holl e gontadennou, — re « An t-Seabhach », a zo leun a fentigell ha skrivet en eun doare birvidik ha dudius-kenañ, — unan pe zaou eus Piaras Béaslai, ha re Micheal Mac Liammhoir, — a zo anavezet evel eur c'hoarier skedus a-hend-all, hag eun tresadenner mat-meurbet. Eur paotr yaouank a vo eun « den » hep mar.

Hogen, e-kichen tud evel-se, — ha marteze e c'hellfen skriva anoiou « Sceilg », Séamus Mac Grianna, « Fionn Mac Cumhaill », daoust d'in da gavout tra ebet dudius er pez o deus skrivet, — hag e-kichen ar yezourien evel Padraig O Duinnin, pegement a dud a skriv traou diot en eun iwerzoneg fall, gant ar meno start o deus skrivet hag e skrivont traou da veza meulet uhel, traou da vama an denelez. Siouaz



d'ezo, siouaz da Iwerzon, siouaz d'ar paour kaez lennerien !

Ar c'helaouerez bremañ.

Hogos pep unan eus ar c'helaouennou embannet er Stad Dishual en deus eur c'horn, brasoc'h pe vihanoc'h, skrivet en iwerzoneg. « The Irish Press », kelaouenn bemdeziek De Valera, a embann eun hanter-bajenn bemdez : eur pennad-skrid a-zivout darvoudou an ampoent, hag unan all a-zivout ar skoliou, pe ne vern petra, — a-zivout ar c'hiz a-wechou. Dudius ez int, an darn vuia anezo.

Bez' ez eus eur gelc'hgelaouenn viziek, — a zeuio da veza sizuniek kent pell, war a lavarer, — « An Caman ». Ret lavarout, n'eus nemet ar gwella iwerzoneg a zo e-barz (gant pennadou-skrid saoznek), ha dudius-kenañ eo, hogos bepred. An hevelep tra evit pennadou-skrid iwerzonek « An Phoblacht », kelaouenn sizuniek ar Republikaned.

Ar c'helaouennou iwerzonek penn-da-benn bremañ. Daoust ha ma 'z eus, evel er gêr, « foliennou-kaol » e-leiz, n'o deus netra amañ a c'hellfed keñveria ouz hor « Gwalarn » dibar.

O gwella a ra tud « An Claidheamh Soluis », — kelaouenn ar Strollad Gouezelek, — hogen, n'eo ket dudius. Tamm ebet.

Piou a roio da Iwerzon ar c'helaouennou he deus ezomm ?

Eul labour divent a zo dirak an iwerzonegerien, daoust ma 'z eus unan diventoc'h war o lerc'h.

## VII. — EUN NEBEUT TRAOU ALL.

### « The Soldier's Song »

Abaoe 1916, « The Soldier's Song » a zo bet evel kanenn vroadel Iwerzon. Eur ganenn vrezel eo, a-enep da Vro-Saoz. Daoust d'ezo da garout ton ar ganenn, Iwerzoniz e-leiz a gav d'ezo ne c'hell ket beza kanenn vroadel Iwerzon, — re eus amzer 1916 eo, — dreist-holl, saozneg ez eo ar c'homzou.

Hag e c'hortozer eur Rouget de l'Isle. Petra a-zivout hor « Bro Goz » ? Daoust d'ar c'homzou da veza brezonek, muioc'h pe nebeutoc'h, ne gav ket d'in ez int brao nag awenus a-walc'h evit beza hor c'hanenn vroadel. Deskomp beza plijet gant ar pez a zo ar gwella hepken, — hag e pep lec'h.

### Ar Banniel

Iwerzon he deus bet bannielou e-leiz. Da genta, he banniel a oa glas ha melen, — goude, an heol war eun dachenn c'hlas, — abaoe Owen Roe O'Neill betek 1916, eur banniel glas-gwer e oa, gant eun delenn aouret.

An hini glas-gwer, gwenn hag aour, — evit skeudenni an dud ouezelek, saoz ha saoz-albanat en Iwerzon, — a oa hini an Dispac'herien e 1916. Hini ar Stad Dishual eo ivez.

Durlas Eile.

24 a viz meurz 1932.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest. *Ar Merour* : Y. Le Drézen

Priz : 4 lur